GWALARN

# LENNADURIOU KEMBRAEK

(XVII-vet-XIX-vet KANTVED)

DIBABET HA TROET

GANT

ABEOZEN

108

DU

1937

# LENNADURIOU KEMBRAEK

(XVII-vet-XIX-vet KANTVED)

DIBABET HA TROET

GANT

ABEOZEN

EMBANNADURIOU « GWALARN » DIWAR-BENN KEMBRE :

*1. Da zeski kembraeg :*

Yezadur Berr ar C'hembraeg, gant Abeozen (8 lur).
Barzonegou Islwyn, dibabet ha troet gant Roparz Hemon, skrid kembraek ha brezonek (5 lur).

*2. Troidigeziou (gant Abeozen) :*

Owen ha Lunet (3 lur).
Huñvre Maksen, Luz ha Levelis (4 lur).
Gereint hag Enid (4 lur).
Pwyll Prins Dyfet (en niverennou 1, 3 ha 4, diviet).
Branwen Merc'h Llyr (en niverennou 5 ha 6, diviet).
Manawyddan Mab Llyr (en niverenn 8).
Math Mab Mathonwy (en niverenn 9).
Huñvre Rhonabwy (en niverenn 13).
Kulhwch hag Olwen (en niverennou 18, 19, 21 ha 25).
Eñvorennou Twm o'r Nant (en niverennou 10, 11 ha 12).

*3. Aozaduriou (gant Roparz Hemon) :*

Istor Burzudus hon Tadou, hervez Jafrez Menoe, diou levrenn (pep levrenn, 4 lur).

*4. Istor ha Beajou :*

Kembreiz Gwechall ha Bremañ, gant Abherve (4 lur).
Eun Dro e Kembre, gant Roparz Hemon (2 lur 50).
Eñvorennou-Beaj F. Vallée (en niverennou 7, 8, 9, 10, 12, 13, 14, 15, 16 ha 17).

# Kentskrid

Da heul *Yezadur Berr Ar C'hembraeg*, ez oa retmat d'in dastum eun teskad lennaduriou kembraek, pa na ve nemet da lakaat al labour kenta da dalvezout d'eun dra bennak. Setu-heñ savet. Da zilenn ar skrivagnerien-mañ kentoc'h eget re all n'em eus bet ken abeg nemet edo eun oberenn bennak eus o re etre va daouarn. Mar ne deo tamm ebet dezo al levrig-mañ rei eun daolenn glok eus lennegez Kembreiz abaoe tri c'hant vloaz, e tenn da nebeuta da ginnig eun damskeud eus ar yez lennek a-zoug an amzeriou-se. Lies-doare a-walc'h eo ahendall ar pennadou dastumet evit degas, da neb a lenno estreget an droidigez, eun anaoudegez ledanik a-walc'h eus ar geriadur ha stumm boazeta ar frazenn. An droidigez, avat, ha kement-mañ a lavaran evit ar re a soñjo er pez am eus graet evit ar Mabinogion, n'eo ket bet savet eviti hec'h-unan, hogen e sell harpa kammedou an neb a venno lenn ar skrid kembraek endeeun. Tosta ma'm eus gallet, hep ober gaou, d'am meno, ouz ar brezoneg, oun chomet d'ar c'hembraeg.

Ne deo, hep mar ebet, difazi-krenn va labour. Salo evelkent ma talvezo kement d'ar re a fizio labourat gantañ ha m'en deus graet d'in va-unan diouz hen sevel.

Implijet em eus *Llyfrau'r Ford Gron* (Levriou an

Daol Gelc'hiek). *Y Ford Gron* a zo eur gelaouenn, evel ma vefe deut marteze da veza *Kannadig Gwalarn*, ma vefe bet harpet start (1). Embannet he deus ar gelaouenn-se eun teskad levriouigou, ugent anezo, eus penna skrivagnerien ar c'hembraeg-bremañ. Ne goust ket an teskad a-bez, strollet e pevar levr keinet e gwer, kalz ouspenn daou-ugent lur. Barzed dreist-holl a gaver en teskad-se, hogen ivez, evel ma welor, skrivagnerien e komz plaen. Embannet int bet e ti *Hughes a'i fab, Wrecsam*.

## NOTENNOU

1. Ar Vibl. N'hellen ober gwell eget lakaat e derou al levrig eun nebeut pennadou eus ar Vibl gembraek. Bras-tre eo bet levezon al levr-se war diazeza ar yez lennek unvan e Kembre. Kenta trôer eul lodenn eus ar Skritur Sakr a voe William Salisbury. An Testamant Nevez a embannas e 1567. Peuzvat nemetken oa e labour e sell ar yez, kamm-latinaet gantañ. Kalz gwelloc'h er feur-se, ha klok, e voe kaset da benn al labour gant an eskob Morgan e 1588. Ar pennadou troet amañ a zo tennet eus eur Vibl moulet e Karmarzen, 1779.

2. Morgan Llwyd (1619-1659). Ganet e Kenval, tost da Festiniog, kontelez Meirionniz, e Bro-Winez. Eur puritan oa anezañ. Embannet en deus e *Lizer da Gembreiz Karadek* war-dro 1653, en hevelep koulz ha *Levr an Tri Evn*, e oberenn vrudeta.

(1) Abaoe eo marvet *Y Ford Gron*, evel *Kannadig Gwalarn*, dre ziouer a skoazell (Notenn lakaet gant « Gwalarn »).



3. Elis Wynne (1671-1734). Ganet eo e Las Ynys, e kichen Harlec'h ha marvet person e Lanvair en hevelep korn-bro. Ezel oa eus Iliz Bro-Saoz. E levr penna a zo *Gweledigeziou ar Barz Kousket* embannet e 1703. Teir Lodenn a zo el levr-se : Gweledigez Red ar Bed ; Gweledigez an Ankou ; ha Gweledigez an Ifern. Ar pennad embannet amañ a zo tennet eus al lodenn genta. Brudet-dreist eo an oberenn-se e lennegez Kembre. Dellezek eo dalc'hmat eus he brud, dreist-holl e-keñver ar yez a zo start-meurbet.

4. Theophilus Evans (1693-1767). Ganet e Penewenallt, kontelez Aberteivi, ha marvet person e Langamarc'h ha Lanourtid. Eun dousen, da nebeuta, a levriou en deus savet, nemet eo diazezet e vrud skrivagner dreist-holl war *Melezour an Oadveziou kenta*, 1716. Eul levr istor a felle d'ezañ sevel, hogen ne deo evit an darnvuia, nemet eun dastumadenn mojennou, displeget avat en eun doare beo kenañ.

5. John Jones Glan Y Gors (1766-1821). Ganet e Glan Y Gors, kontelez Dinbic'h. Aet da c'hounid e vara da Lunden, d'e 23 bloaz, ha marvet tavarnour eno e Ludgate-Street. Eur skrivagner eo eus mare ar Reveulzi e Bro-C'hall. Emañ krenn dindan levezon menoziou an amzer-se. Ret e voe d'ezañ, pa embannas ar *Sterenn dindan ar C'houmoul*, tec'hout kuit eur pennad diouz Lunden, 1795. Daou vloaz da c'houde ec'h embannas *Tarz an Deiz*. Gwinezour evel m'oa, elec'h ar ragano *fe* dirak ar verb e pep person hag e pep niver (Yezadur Berr p. 24. 5) ec'h implij ar ragano *mi*.

6. Samuel Roberts (1800-1885). Ganet e Lanbrenmair, kontelez Drevaldouin, ha bet eno pastor

war eun dro gant e dad. Renet en deus eur gelaouenn. *Y Cronicl* ha skrivet enni pennadou niverus. Eus eun dastumadenn anezo, dindan an talbenn *Peoc'h ha Brezel*, eo tennet an darn embannet amañ.

7. HIRAETHOG (1802-1883). William Rees eus e ano tiegez, ganet eo e-kichen Lansannan, kontelez Dinbic'h. Bet eo pastor e Lôn Swan, Dinbic'h, ha da c'houde e Grove-Street, Lerpoull. Renet en deus eur gelaouenn ; *Yr Amserau* (An Amzeriou). Savet en deus romantou ha war an dachenn-se en deus digoret an hent araok Daniel Owen.



## TAOLENN

# Ar Vibl

## SALM 121

Sevel a ran va daoulagad d'ar meneziou, a beban e teuio sikour d'in.

Va sikour a zeu digant an Aotrou, an hini a reas an neñvou hag an douar.

N'aotreo-heñ d'az troad rikla, ha ne huno ket da ziwaller.

Setu, ne huno na ne gousko diwaller Israel.

An Aotrou eo da ziwaller ; an Aotrou eo da warez war da zourn dehou.

N'az skoio an heol en deiz, nag al loar en noz.

An Aotrou az tiwallo rak pep droug ; heñ a ziwallo da ene.

An Aotrou a ziwallo da vont ha da zont, adal ar pred-mañ da virviken.

## SALM 23

An Aotrou eo va bugul ; ne vo ket a zienez warnoun.

Heñ a ra d'in gourvez e peurvanou geotek ; heñ am ren a-hed an douriou sioul.

Heñ a dro va ene ; heñ am blegn a-hed gwenodennou an eeunded abalamour d'e ano.

Ya, pa gerzfen a-hed traonienn skeud ar maro, ne aonin ket rak an droug ; rak a-gevret ganin emaoutte ; da wialenn ha da vaz am frealz.

Te a wisk an daol dirazoun a-ouez d'am enebourien ; eoulia a rez va fenn gant eoul ; va hanaf a zo leun.



# Y Beibl

## SALM 121

Dyrchafaf fy llygaid i'r mynyddoedd, o'r lle y daw fy nghymmorth.

Fy nghymmorth a ddaw oddi wrth yr Arglwydd, yr hwn a wnaeth nefoedd a daear.

Ni ad efe i'th droed lithro ; ac ni huna dy geidwad.

Wele, ni huna, ac ni chwsg ceidwad Israel.

Yr Arglwydd yw dy geidwad ; yr Arglwydd yw dy gysgod ar dy ddeheulaw.

Ni'th dery'r haul y dydd, na'r lleuad y nos.

Yr Arglwydd a'th geidw rhag pop drwg ; efe a geidw dy enaid.

Yr Arglwydd a geidw dy fynediad, a'th ddyfodiad, o'r pryd hwn hyd yn dragywydd.

## SALM 23

Yr Arglwydd yw fy Mugail ; ni bydd eisiau arnaf.

Efe a wna i mi orwedd mewn porfeydd gwelltog ; efe a'm tywys gerllaw'r dyfroedd tawel.

Efe a ddychwel fy enaid ; efe a'm harwain ar hyd llwybrau cyfiawnder er mwyn ei enw.

Ie, pe rhodiwn ar hyd glyn cysgod angau, ni ofnaf niweid ; canys yr wyt ti gyd â mi ; dy wialen a'th ffon a'm cysurant.

Ti a arlwyi ford ger fy mron yngwydd fy ngwrthwynebwyr ; iraist fy mhen âg olew ; fy phiol sydd lawn.

Daioni a thrugaredd yn ddiau a'm canlynant holl

Madou ha trugarez hep mar am heulio e-pad holl zeiziou va buhez ; hag e chomin e ti an Aotrou da viken.

## EZAIAZ, 40

Dic'hlac'harit, dic'hlac'harit, va fobl, eme ho Toue.

Komzit hervez kalon Jeruzalem, kriit outi ez eo kaset da benn hec'h amzer a vrezel, distaolet he fallagriez, rak resevet he deus eus dourn an Aotrou daou-gement evit he holl fec'hedou.

Mouez unan o krial er gouelec'h : Kempennit hent an Aotrou, eeunit eur wenodenn d'hon Doue-ni el lec'hiou didud.

Pep traonienn a uhelaor, ha pep menez ha krec'hienn a izelaor ; al lec'hiou gwarigellek a vezo eeun hag al lec'hiou digompez kompezet.

Ha brud an Aotrou a zisklerior ha pep kig war eun dro hen gwelo ; rak genou an Aotrou a lavaras evel-hen :

Ar vouez a lavaras : Youc'h. Heñ a lavaras : Petra a youc'hin ? Pep kig a zo geot hag e holl sked evel bleunienn ar maez.

Gweñvi 'ra ar c'heotenn, ha koueza ar vleunienn ; rak Spered an Aotrou a c'houezas warni ; geot hep mar eo ar bobl.

Gweñvi 'ra ar c'heotenn, koueza ar vleunienn : ger hon Doue-ni, avat, a bado da viken.

## AR BUGUL MAT

Krist a lavaras : Me eo ar bugul mat ; ar bugul



ddyddiau fy mywyd ; a phreswyliaf yn nhy yr Arglwydd yn dragywydd.

## ESAIAH, 40

Cysurwch, cysurwch, fy mhobl, medd eich Duw.

Dywedwch wrth fodd calon Jerusalem, llefwch wrthi hi, gyflawni ei milwriaeth, ddileu ei hanwiredd, oherwydd derbyniodd o law yr Arglwydd yn ddau ddyblyg am ei holl bechodau.

Llef un yn llefain yn yr anialwch : Parottowch ffordd yr Arglwydd, unionwch lwybr i'n Duw ni yn y diffeithwch.

Pob pant a gyfodir, a phob mynydd a bryn a ostyngir ; y gwyr a wneir yn uniawn, a'r anwastad yn wastadedd.

A gogoniant yr Arglwydd a ddatguddir, a phob cnawd ynghyd a'i gwêl ; canys genau yr Arglwydd a lefarodd hyn.

Y llef a ddywedodd : Gwaedda. Yntau a ddywedodd : Beth a waeddaf ? Pob cnawd sydd wellt, a'i holl odidowgrwydd fel blodeuyn y maes.

Gwywa'r gwelltyn, syrth y blodeuyn ; canys Yspryd yr Arglwydd a chwythodd arno ; gwellt yn ddiau yw'r bobl.

Gwywa'r gwelltyn, syrth y blodeuyn ; ond gair ein Duw ni a saif byth.

## Y BUGAIL DA

Crist a ddywedodd : Myfi yw'r bugail da ; y bugail da sydd yn rhoddi ei einioes dros y defaid. Eithr y

mat a ro e vuhez evit an deñved. Ar goprad, avat, hag an hini ne deo ket bugul, an hini n'eo ket perc'henn d'an deñved, a wel ar bleiz o tont, a zilez an deñved hag a dec'h ; hag ar bleiz o skrap hag a skign an deñved. Emañ ar goprad war dec'h en abeg m'eo eur goprad eo, ha n'en deus ket damant d'an deñved. Me eo ar bugul mat : anaout a ran va re-me hag anavezet oun ganto. Evel ma anavez an Tad ac'hanoun, evel-se ez anavezan-me an Tad ; hag e roan va buhez evit an deñved. Ha deñved arall a zo d'in ha ne dint ket eus an tropell-mañ ; ar re-se ivez a zo ret d'in o degas; ha va mouez-me a glevint, hag e vo eun tropell nemetken hag eur bugul.

## Morgan Llwyd

### LIZER DA GEMBREIZ KARET

... Perak emaoun-me o skriva d'it nemet d'az tihun e poent ha d'az tougen d'an drugarez peurbadel ? Perak e vefe al lizer karadek-mañ test ez eneb-te eun deiz a zeuio ? Lavar, te, hag a zo o lenn pe o selaou, ar geriou-mañ ennout da unan :

Berr eo buhez an den war an douar. Hir eo ar Beurbadelez. A briz bras eo an ene. C'houero eo ar pec'hed. Pounner eo al lezenn. Kriz eo ar valloz. Euzus an islonk hep goueled. Teil eo an douar. Taer eo Beelzebub, Roue an Teil. Ganas eo an dud, Striz eo dor ar vuhez, Kevrin eo an eil ganedigez. Teñval eo ar soñj, gwidreüs eo ar galon. Aheurtet ar mennerez, ijinek eo an askre. Meur eo ar Barner. Padus eo e varn. Goullo eo ar bed. Geot eo ar bobl. Kasaus



gwas cyflog a'r hwn nid yw fugail, yr hwn nid eiddo y defaid, sydd yn gweled y blaidd yn dyfod, ac yn gadael y defaid ac yn ffoi ; a'r blaidd sydd yn eu hysglyfio hwy, ac yn tarfu'r defaid. Y mae'r gwas cyflog yn ffoi, oblegid mai gwas cyflog yw, ac nid oes ofal arno am y defaid. Myfi yw'r bugail da ; ac a adwaen yr eiddof fi, ac a'm hadweinir gan yr eiddof fi. Fel yr edwyn y Tad fyfi, felly yr adwaen innau y Tad ; ac yr ydwyf yn rhoddi fy einioes dros y defaid. A defaid eraill sy gennyf, y rhai nid ynt o'r gorlan hon ; y rhai hynny hefyd sy raid i mi eu cyrchu ; a'm llais i a wrandawant ; a bydd un gorlan, ac un bugail.

## Morgan Llwyd

### LLYTHYR I'R CYMRY CARIADUS

... Pam yr wyf-i yn sgrifennu atat ond i'th ddeffro mewn pryd ac i'th ddwyn i'r drugaredd dragwyddol ? Pam y byddai y llythyr caredig yma yn dyst yn dy erbyn di ddydd a ddaw ? Dywaid di sydd yn darllain neu yn gwrando y geiriau hyn ynot dy hunan :

Byr yw bywyd dyn ar y ddaear. Hir yw Byth. Gwerthfawr yw'r enaid. Chwerw yw'r pechod. Trom yw'r gyfraith. Creulon yw'r felldith. Erchyll yw'r pwll diwaelod. Tomen yw'r ddaear. Taer yw Beelzebub, Brenin y Domen. Twyllodrus yw dynion, Cyfyng yw porth y bywyd, Dirgelwch yw'r ail enedigaeth. Tywyll yw'r meddwl, Dichellgar yw'r galon. Cyndyn yw'r ewyllys, Cyfrwys yw'r gydwybod. Mawr yw'r Barnwr. Parhaus yw ei farn. Gwag yw'r byd. Gwellt yw'r bobl. Gwrthun yw'r balch, ffôl yw'r cyfrwysaf.

eo an den balc'h, sot eo ar fina. Gwan eo ar c'hreñva Didalvez an den a ouenn uhela. Displed eo ar sarta, ha gwenvidik an neb a emziouero e-unan hag a bellaio diouz ar bed evit darempred an Tad hag ar Mab. Rak karantez eo Doue. Madelezus eo Krist. C'houek eo e spered. Kevrinus eo e c'hred. Gwir eo e c'her, Klok eo e hentou. Doun eo e guzul. Meur eo e zeiz. Lemm eo e sell. Kreñv eo e vrec'h. Hag e gerc'henn eo ar Baradoz. Gwenvidik eo e vugale. Sodien eo e enebourien. Didec'hus eo e soñj. Hir eo e habaster. Nerzus eo e Aviel ha marzus eo e breder war-dro e re.

Hag hep mar ivez, mignoned da Zoue eo kalz eus Breiz-Veuriz, ha skedus eo ar gurunenn a lakjod dirazañ. A Gembread, klask anezi, ha dilez pep tra abalamour d'ezi. Ha ma vennez beza e kerc'henn an Tad neñvel, bez heñvel outañ e karantez, glander, furnez, divuanegez, buhez, peoc'h, nerz hag uhelder neñvel.

Bez' ez eus tud kenedus, gouenn an hen Jakob, dare da sevel eus ar pri, ha daoust da se eus an neñvou e tiskennont. Emañ feunteuniou ar mor hollbad o tarza enno ha ne c'hall ar bed nag ar c'hig nag an diaoul o derc'hel er c'hloz nag o mirout din-dan an douar. Ar re-mañ a zo trec'h d'an tri bed, diabarz, diavaez hag a-us, ar re-mañ a zo kolonennou e templ Doue ha warno e skriver an Tri ano. Enno e lenner ano an Tad neñvel, a zo ar Roue divarvel, hag ar vamm neñvel, a zo Jeruzalem nevez war natu-riez aelel, hag ar breur neñvel Krist, ma ne deo dirazañ heol kreisteiz nemet evel eul leien du teñval, ha dre e ano nevez ne deus nemet nebeut a galz hen anavez. Aze ez en em ziskouez ar Baradoz, ha



Gwan yw'r cryfaf. Gwag yw'r boneddicaf. Gwael yw'r hoywaf, a gwyn ei fyd a'i gwado ei hunan ac a ymneilltuo oddi wrth y byd i gymdeithas y Tad a'r Mab. Canys cariad yw Duw. Mwyn yw Crist. Melys yw ei ysbryd. Dirgel yw ei sêl. Gwir yw ei air, Perffaith yw ei ffyrdd. Dwys yw ei gyngor. Mawr yw ei ddydd. Craff yw ei olwg. Cryf yw ei fraich. A'i fonwes yw Paradwys. Dedwydd yw ei blant. Ynfydion yw ei elynion. Anocheladwy yw ei feddwl. Hir yw ei amynedd. Nerthol yw ei Efengyl a rhyfedd yw ei ofal am ei eiddo.

Ac yn ddiamau hefyd, caredigion Duw yw llawer o'r Brutaniaid, a gloyw yw'r goron a osodwyd o'i blaen. O'r Cymro, ymorol amdani, a gad bob peth erddi. Ac os mynni fod yn monwes y Tad nefol, bydd debyg iddo mewn cariad, purdeb, doethineb, dioddefgarwch, bywyd, llonyddwch, nerth ac uwchder nefol.

Mae dynion gwych, hiliogaeth yr hen Jacob, yn barod i godi allan o'r pridd ac er hynny o'r nefoedd y disgynnant. Mae ffynhonnau y môr tragwyddol yn torri allan ynddynt ac ni all y byd na'r cnawd na'r cythraul mo'u cau na'u cadw dan y ddaear. Y rhai hyn a orchfygant y tri byd, oddi fewn, oddi allan, ac oddi fro, y rhain a fyddant golofnau yn nheml Duw ac arnynt hwy yr ysgrifennir y Tri henw. Ynddynt hwy y darllenir henw y Tad nefol, yr hwn yw'r Brenin anfarwol, a'r fam nefol, yr hon yw Caersalem newydd ar naturiaeth angelaidd, a'r brawd nefol Crist, o flaen yr hwn nid yw'r haul ganol dydd ond fel sachlen ddu dywyll, ac wrth ei henw newydd ni bydd ond ychydig o lawer a'i hedwyn. Yna yr ymddengys Paradwys, a phren y bywyd, ac arch y

gwezenn ar vuhez, hag arc'h an Testeni, hag ar mann kuz, hag ar bed diwelus a zo dre ar bed-mañ, hag hennez a bado da viken.

Ne daoler ket an traou-mañ d'ar c'hon. Boued ar moc'h eo ar mez ; hogen tud ar spered a gompren hag a zebr eus bara ar vuhez. Hag eno e tibabor ar merc'hed fur hag ar re ziskiant hag e lavaror gant eur vouez kreñv : « An neb a zo hudur, bezet hudur c'hoaz, hag ar goapaer berrwel bezet dall da viken ». Hogen an den peurvat a gred hag a welo gant e zaou-lagad ar Roue Jezuz en e gaerder, hag an idolou a gouezo dirazañ, hag ar rouanteleziou a blego d'ar pempvet roueelez, evel bugale Israel da Jozeb, evel a lavar ar Skritur hed-ha-hed.

## Elis Wynne

### AR BARZ KOUSKET

### GWELEDIGEZ RED AR BED

.....Gwelout a raen eur Gêr bras-meurbet a vent ; ha miliadou a gêriou hag a rouanteleziou enni ; hag ar meurvor, evel eul lenn dro, en-dro d'ezi ; ha moriou arall, evel stêriou, ouz he c'hevrenna e rannou. Dre hir evezia, e welen ez oa anezi teir straed meur-dreist ; hag eur porrastell meur skedus e penn izela pep straed ; hag eun tour kaer war bep porrastell ; ha war bep tour ez oa eur Verc'h sart ha kaer souezus en he sav a-wel d'ar straed holl ; hag an tri zour eus an tu kein d'ar mogeriou o steki ouz troad ar c'hastell meur-hont. Hed-ha-hed d'an teir bras-meurbet-se, e welen eur straed treuz all, hag



Dystiolaeth, a'r manna cuddiedig, a'r byd anweledig sydd drwy'r byd hwn, a hwnnw a bery byth.

Ni theflir mo'r pethau hyn i'r cwn. Bwyd y moch yw'r mês, ond y rhai ysbrydol a ddeallant ac a fwytânt o fara'r bywyd. Ac yno y ceir gweled rhwng y morynion call a'r rhai anghall ac a dywedir â llais cryf, « Y sawl sydd frwnt, bydded frwnt eto, ar gwatwarwr coegddall bydded ddall fyth. » Ond y cyfiawn a gred ac a gaiff weled â'i lygaid y Brenin Iesu yn ei degwch, a'r delwau a gwympant o'i flaen, a'r teyrnasoedd a blygant i'r bumed frenhiniaeth, fel meibion Israel i Joseph, fel y dywaid yr ysgrythyrau yn helaeth...

## Elis Wynne

### Y BARDD CWSG

### GWELEDIGAETH CWRS Y BYD

... Gwelwn un Ddinas anferthol o faintioli ; a miloedd o ddinasoedd a theyrnasoedd ynddi ; a'r eigion mawr, fel llyn tro, o'i chwmpas ; a moroedd eraill, fel afonydd, yn ei gwahanu hi yn rhannau. O hir graffu, gwelwn hi yn dair stryd fawr tros ben ; a phorth mawr disgleirwych y mhen isa' pop stryd ; a thwr teg ar bop porth ; ac ar bop twr yr oedd Merch landeg aruthr yn sefyll yng ngolwg yr holl stryd ; a'r tri thwr o'r tu cefn i'r caerau 'n cyrraedd at odre'r castell mawr hwnnw. Ar ohyd i'r tair anferthol hyn, gwelwn stryd groes arall, a honno nid oedd ond bechan a gwael wrth y lleill, ond ei bod hi yn lanwaith, ac ar godiad uwchlaw'r strydoedd eraill, yn myned

hounnez n'oa nemet bihan ha paour e keñver ar re all, daoust d'ezi da veza naet-tre, hag o sevel a-us d'ar straedou arall, o vont uhel, uhel war-du ar Reter ; hag an teir arall war-du an traoñ, etrezek an Hanternoz betek ar porrastellou meur.

N'hellis derc'hel pelloc'h hep goulenn ouz va c'heneil ka kaout a rafen aotre da gomz.

— Petra neuze ? eme an Ael, komz-te, selaou gant evez, evit na vo ket ret lavarout an hevelep tra d'it nemet eur wech.

— Grin, va Aotrou ; ha mar plij, emeve, pelec'h eo ar C'hastell-hont en Hanternoz ?

— Ar c'hastell d'an nec'h en aer, emezañ, a zo tra Belial, prins renerez an aer, ha rener an holl gêr veur en diaz ; hen gervel a reer Kastell an Achantour ; rak eun achantour bras eo Belial ; ha dre achantouriez emañ o terc'hel dindan e vanniel kement holl a welez ; nemet ar straed vihan treuz-hont. Eur prins bras eo hemañ, ha miliadou a brinsed dindanañ. Petra oa Kezar, pe Aleksander veur, e-skoaz d'ezañ ? Petra eo an Turk, ha Loeiz koz a Frañs, nemet gwizien d'ezañ ? Meur, ha meur dreist-penn, eo galloud, ha gwidre, ha mailhoni ar prins Belial, hag e armeou ivez a zo gantañ, diniver er vro izela.

— Evit petra emañ ar Merc'hed-se en o sav, emeve, ha piou int ?

— Goustad, eme an Ael, eur goulenn war eun dro; d'o c'harout ha d'o azeuli emaint aze.

— N'eo ket eston, e gwir, emeve ; ha ken karadek int, mar befen perc'henn treid ha daouarn evel e voen, me ivez a yafe da garout pe da azeuli ar re-se.

— Tav, tav, emezañ ; mar deo se a rafes eus da



rhagddi uwch, uwch tua'r Dwyrain ; a'r tair eraill ar i waered tua'r Gogledd at y pyrth mawr.

Ni fedrais i ymatal ddim hwy heb ofyn i'm cyfaill a gawn gennad i siarad.

— Beth, ynte ? eb yr Angel, ond siarad di, gwrando yn ystyriol, na orffo dywedyd yr un peth i ti ond unwaith.

— Gwna', fy Arglwydd ; ac ertolwg, ebr fi, pa le yw'r castell draw yn y Gogledd ?

— Y castell fry yn yr awyr, ebr ef, a piau Belial, tywysog llywodraeth yr awyr, a llywodraethwr yr holl ddinas fawr obry ; fe'i gelwir Castell Hudol ; canys hudol mawr yw Belial ; a thrwy hudoliaeth y mae e'n cadw tan ei faner y cwbl oll a weli ; oddieithr y stryd fechan groes acw. Tywysog mawr yw hwn, a miloedd o dywysogion dano. Beth oedd Caesar, neu Alecsander fawr, wrth hwn ? Beth yw'r Turc, a'r hen Lewis o Ffrainc, ond gweision i hwn ? Mawr, a mawr tros-ben, yw gallu, a chyfrwystra, a diwydrwydd y Tywysog Belial, a'i luoedd hefyd sy ganddo heb rifedi yn y wlad isa.

— I ba beth y mae'r Merched yna yn sefyll, ebr fi, a phwy ydynt ?

— Yn araf, eb yr Angel, un cwestiwn ar unwaith ; i'w caru a'u haddoli y maent yna.

— Nid rhyfedd, yn wir, ebr fi : a hawddgared ydynt, petwn perchen traed a dwylo fel y bûm, minnau awn i garu neu addoli y rhai hyn.

— Taw, taw, ebr yntau ; os hynny a wnait â'th aelodau, da dy fod hebddynt : gwybydd dithau, ysbryd anghall, nad yw'r tair tywysoges hyn ond tair hudoles ddinistriol, merched y Tywysog Belial ; a'u holl degwch a'u mwynder, sy'n serennu'r strydoedd,

izili, mat eo d'it beza hepzo : Meiz te ivez, spered difur, ne deo an teir frinsez-se nemet teir achantourez wastus, merc'hed ar prins Belial ; hag o holl gened hag o hegarated, a zo o steredenna ar straedou, ne deo nemet eur gwiskad war disleberded ha krizder ; emañ an teir en diabarz, evel o zad, leun a vinim marvus.

— Gwa me ! ha posupl eo ? emeve trist-kenañ, klañv gant o c'harantez.

— Re wir, siouaz, emezañ. C'houek, d'az meno, ar skedi a reont o-zeir war o azeulerien. Mat, emezañ, bez' ez eus er sked-hont kalz a vreou marzus ; emañ ouz o dalla rak gwelout an higenn ; emañ ouz o sebeza rak teurel evez d'o riskl ; hag ouz o leski gant eur c'hoant dreist diwalc'hus da vuioc'h anezañ, hag heñ o veza eur binim marvus, o vaga enno kleñvedou dibareüs, na c'hello eur mezeg, ya, nag an ankou, birviken o yac'haat ; na tra, mar ne gaver ar medisinerez neñvel, a c'halver pened, da zislonka an droug e poent, ken na intro re bell, diwar bara re warno.

— Perak, emeve, ne venn Belial an azeulerez d'ezañ e-unan ?

— Met an hevelep tra eo, emezañ : emañ al Louarn koz o kaout e azeuli en e verc'hed ; peogwir, tra ma vo eun den stag ouz ar re-se, pe ouz unan eus an teir, emañ-heñ hep mar dindan arouez Belial, hag o wiska e lifre.

— Penaos, emeve, e c'halvit-c'houi an teir achantourez-se ?

— Ar bella ahont, emezañ, a c'halver Balc'hder, merc'h hena Belial ; an eil eo Plijadur ; ha Gounid eo an dosta amañ : an teir-se eo an drinded emañ ar bed ouz hec'h azeuli.



nid yw ond wynebiad ar wrthuni a chreulonder ; mae'r tair oddi mewn, fel eu tad, yn llawn o wenwyn marwol.

— Och fi ! ai posibl ? ebr fi'n athrist iawn, ar glwyfo o'u cariad.

— Rhy wir, ysywaeth, ebr ef. Gwych gennyt y pelydru y mae'r tair ar eu haddolwyr ; wel, ebr ef, mae yn y pelydr acw lawer swyn ryfeddol ; mae e'n eu dallu rhag gweled bach ; mae e'n eu synnu rhag ymwrando â'u perygl ; ac yn eu llosgi â thrachwant diwala am ychwaneg ohono, ac yntau yn wenwyn marwol, yn magu ynddynt glefydau anesgorol, na ddichon un meddyg, ie, nac angau, byth bythoedd eu hiachau ; na dim, oni cheir ffisigwriaeth nefol, a elwir edifeirwch, i gyfog y drwg mewn pryd, cyn y greddfo yn rhybell, wrth dremio gormod arnynt.

— Pam, ebr fi, na fyn Belial yr addoliant iddo ei hunan ?

— Ond yr un peth yw, ebr ef : mae'r hen Gadno yn cael ei addoli yn ei ferched ; oblegid tra bo dyn ynglyn wrth y rhai hyn, neu wrth un o'r tair, mae e'n sicr tan nod Belial, ac yn gwisgo'i lifrai ef.

— Beth, ebr fi, y gelwch chwi'r tair hudoles yna ?

— Y bella' draw, eb ef, a elwir Balchder, merch hyna' Belial ; yr ail yw Pleser ; ac Elw ydy'r nesa' yma : y tair hyn yw'r drindod y mae'r byd yn ei addoli.

— Atolygaf henw'r Ddinas fawr wallwfus hon, ebr fi...

— Oes, ebr ef, hi a elwir y Ddinas Ddihenydd.

—Och fi ! ai dynion dihenydd, ebr fi, yw'r cwbl sy ynddi ?

— Y cwbl oll, ebr yntau, oddieithr ambell un a

— Goulenn a rin ano ar Gêr veur gouelvanusmañ, emeve...

— Ya, emezañ, hi a c'halver ar Gêr Diorin.

— Gwa me ! ha tud diorin, emeve, eo an holl a zo enni ?

— An holl, emezañ, nemet unan bennak a dec'ho kuit d'ar gêr uhela war-laez, a zo dindan ar Roue Immanuel.

## Theophilus Evans

### MELEZOUR AN OADVEZIOU KENTA

### ISTOR MEURZIN

Gourzeirn neuze, den penn-skañv evel m'oa, a yeas war-gil war-du Gwinez, hag evel Saul, en e enkadenn o kuzuliata gant divinourez Endor, evel-se hen ivez a c'houlennas kuzul digant e furien, tud marteze tamm ebet poellekoc'h egetañ, a-zivout petra oa ar gwella d'ober en eur seurt reuz ha diaester. Hag o aviz-i oa, hepmuiken, sevel eur c'hastell en Ereri evit m'o defe eur chomlec'h diogel en eul lec'h gouez pell diouz gwel ar bed. Hogen kement a saved en deiz, mar deo gwir an danevell, a goueze en noz, ha ne c'helled e mod ebet ober d'al labour menel en e sav.

Hag ar roue a c'houlennatas an divinourien, hag e zaouzek privarz, nemet n'ouient petra da respont. Hogen e lavaras unan anezo, eun tammig muioc'h a skiant-penn ennañ eget er re all :

— Lavaromp eun dra dic'hallus da veza, evit na vo abeg en divinourien.



ddiango allan i'r ddinas ucha'fry, sy tan y Brenin Immanuel.

## Theophilus Evans

### DRYCH Y PRIF OESOEDD

### HANES MYRDDIN

Gwrtheyrn yno, dyn pen-dreigl ag oedd, a aeth ar encil tua Gwynedd, ac megis Saul yn ei gyfyngdra yn ymgynghori â'r ddewines o Endor, felly yntau a ymgynghorodd â'i ddoethion, gwyr ond odid ddim callach nag yntau, ynghylch pa beth oedd orau wneuthur yn y fath adfyd a chaledi. A'u barn hwy oedd, yn un a thytun, i adeiladu castell o fewn Eryri fel y caffent rwy breswylfa ddiogel mewn lle anial allan o olwg y byd. Ond cymaint a adeiledid y dydd, os gwir yw'r chwedl, a syrthiai yn y nos, ac ni ellid mewn modd yn y byd beri i'r gwaith sefyll.

A'r brenin a ymofynnodd â'r dewiniaid, a'i ddeuddeg prifardd, ond ni fedrent beth i ateb. Ond ebe un ohonynt, ac ychydig fwy o synnwyr pen ynddo nag yn y lleill :

— Dywedwn rhywbeth amhosibl i fod, rhag na bo anair i'r dewiniaid.

Felly ym mhen ychydig, megis pe buasent wedi hylldremio ar y planedau, adrodd a wnaethant :

— Pe ceid gwaed mab heb dad iddo, a phe cymysgid hwnnw â'r dwfr ac â'r calch, fe saif y gwaith.

— Garw yw eich chwedl, ebe Gwrtheyrn ; ac yn gall ei wala (yn hyn, megis ym mhob peth arall), efe

Evel-se a-benn nebeut, evel pa vijent bet oc'h arvesti ouz ar planedennou, lavarout a rejont :

—Mar befe gwad eur mab hep tad d'ezañ, ha ma vefe kemmesket hennez gant an dour hag ar raz, e chomo al labour en e sav.

— Garo eo ho lavar, eme C'hourzeirn ; ha poellek pez a c'halle (e kement se evel e pep tra all), heñ a gasas ofiserien da bep lec'h eus Kembre, peogwir e Kembre ez oa gantañ galloud ivez, da c'houlenn pelec'h e voe ganet eur mab hep tad d'ezañ.

Ha goude ergerzout, evit an darnvuia, an holl gorniou-bro, evit deverrañs bras ar bobl, e teuas daou anezo d'eur gêr a anved Kerveurzin ; hag e toull-dor ar gêr e klevent daou baotr yaouank o rendaeli. Ano an eil oa Meurzin, ha Deunot an hini all. Deunot a lavaras da Veurzin :

— Perak e tabutez-te ganen-me ? Rak eun den dichañsus out-te hep tad, ha me a zo a lignez roueel a-berz tad ha mamm.

— Bezet gwir da lavar, eme ar gannaded neuze an eil ouz egile ; hag ez ejont da vaer ar gêr da ziskouez o lizer-galloud da gas Meurzin hag e vamm davet ar roue da Winez. Goude ma voent deut dirazañ, Gourzeirn a c'houlennas mab da biou oa ar paotr. Hag ar vamm a respontas, ez oa hi oa e vamm, hogen ne ouie-hi piou oa e dad.

— Penaos e c'hall kement-se beza ? eme ar roue.

— Unverc'h oan, emezi, da roue Deved ; va zad am roas da leanez e Kerveurzin, hag en amzer-se e voe ganet ar mab-hont.

Ha souezi a reas ar roue kenañ o klevout kement-se, hag e c'houlennas degas Meugain Dewin davetañ,



a anfonodd swyddogion i bob man o Gymru, canys yng Nghymru yr oedd ganddo awdurdod eto, i ymofyn pa le y ganesid un mab heb dad iddo.

A gwedi tramwyo gan mwyaf yr holl ardaloedd er cryn ddifyrrwch i'r bobl, y daeth dau ohonynt i dref a elwid Caerfyrddin ; ac ym mhorth y ddinas y clywent ddau lanc ieuanc yn ymdaeru. Enw'r naill oedd Myrddin, a Dynawt y llall. Ebe Dynawt wrth Myrddin :

— Pa achos yr ymrysoni di â myfi ? Canys dyn tynghetfenawl wyt ti heb dad, a minnau sydd o lin brenhinol o ran tad a mam.

—Boed wir dy chwedl, ebe'r cenhadon yno wrth ei gilydd ; ac a aethant at faer y dref i ddangos eu hawdurdod i ddwyn Myrddin a'i fam at y brenin i Wynedd. Gwedi eu dyfod ger bron, Gwrtheyrn a ofynnodd mab i bwy oedd y llanc. A'i fam a atebodd, mai hyhi oedd ei fam, ond nas gwyddai hi pwy oedd ei dad.

— Pa fodd y gall hynny fod ? ebr y brenin.

— Un ferch oeddwn, ebe hi, i frenin Dyfed ; fy nhad a'm rhoddes i yn fynaches yng Nghaerfyrddin, a'r amser hwnnw y ganwyd y mab rhacw.

A rhyfeddu a wnaeth y brenin yn fawr i glywed hynny, ac a archodd ddwyn Meugain Ddewin ato, ac a ofynnodd iddo a allai hynny fod ?

— Gall, o frenin, eb efe ; ac a draethodd ei resymau, y fath ag oeddynt, i brofi hynny. Y brenin ar hynny a ddywedodd wrth Myrddin :

— Y mae'n rhaid i mi gael dy waed.

— Pa les a wna fy ngwaed i mwy na gwaed dyn arall ? ebe Myrddin.

— Am ddywedyd o'm deuddeg prifardd y pair dy

hag e c'houlennas outañ hag e c'helle kement-se beza ?

— Gall, o roue, emezañ ; hag e tisplegas e abegou, ar seurt ez oant, da broui kement-se. Ar roue, war-se, a lavaras ouz Meurzin :

— Emañ ret d'in kaout da wad.

— Pe vad a raio va gwad-me muioc'h eget gwad eun den all ? eme Veurzin.

— P'o deus lavaret va daouzek privarz e lako da wad-te al labour da chom en e sav da viken, eme ar roue.

Ha Meurzin neuze a c'houlennas ouz an divinourien petra a oa o sparla hag o rouestla al labour, ha pa ne c'hellent rei respont d'ezañ heñ o galvas touellerien ha treitourien c'haouiat.

— An abeg na chom al labour en e sav, emezañ, eo dre ma 'z eus eur c'houndoun dindan diazez ar savadur.

Ha pa voe, hervez e c'houlenn, kleuzet an douar dindan, e kavjod eur c'houndoun eno diarvar a-walc'h, evel m'en doa barnet en a-raok. Hag ar roue war se a enoras Meurzin ; lakaat avat a reas laza an daouzek privarz dre m'oant touellerien hag o rei da wir ar pez na ouient. Bez' e weler o beziou eno hizio c'hoaz, anavezet mat dindan ano Beziou an Divinourien.

## HEWEL VAT

Ar brudeta eus holl brinsed Kembre oa Hewel Vat, a zeraouas e renadur er bloavez 940. Heñ a urzias lezennou mat d'o mirout dre Gembre holl, ma raed ganto peurvuia betek en amzer Herri ar Seizvet, Roue Bro-Saoz, ha douaren da Owen Tudur eus Enez Vôn.



waed di i'r gwaith sefyll yn dragywydd, ebr y brenin.

A Myrddin yno a ofynnodd i'r dewiniaid am yr achos ag oedd yn llestair ac yn rhwystro'r gwaith, a phryd nas gallasant roddi ateb iddo efe a'i galwodd yn dwyllwyr a bradwyr celwyddog.

— Yr achos na saif y gwaith, eb efe, yw, am fod llync-lyn dan wadn yr adeilad.

A phan, wrth ei arch ef, y cloddiwyd y ddaear oddi tanodd, fe gafwyd llyn-llwnc yno yn ddilys ddigon, megis yr oedd efe yn barnu ym mlaen llaw. A'r brenin ar hynny a anrhydeddodd Fyrddin, ond a barodd ladd y deuddeg prif-fardd am eu bod yn dwyllwyr, ac yn cymryd arnynt y peth ni wyddent. Y mae eu beddau i'w gweled yno hyd heddiw, yn adnabyddus wrth enw Beddau'r Dewiniaid.

## HYWEL DDA

Yr enwocaf o holl dywysogion Cymru oedd Hywel Dda, yr hwn a ddechreuodd ei deyrnasiad yn y flwyddyn 940. Efe a drefnodd gyfreithiau da i'w cadw drwy holl Gymru, y rhai a arferid gan mwyaf hyd yn amser Harri y Seithfed, Brenin Lloegr, ac wyr i Owen Tudur o ynys Môn. Pan welodd Hywel, ebe'r Cronicl, gam arfer defodau ei wlad, efe anfonodd am Archesgob Tyddewi a'r holl esgobion eraill a oeddynt yng Nghymru, a'r holl brig eglwyswyr a oedd tanynt, y rhai oeddent i gyd yn saith ugain ; ac hefyd holl arglwyddi, baryniaid a phendefigion y wlad. Ac yna y parodd i chwech o'r rhai doethaf ohonynt ym mhob cwmwd ddyfod ger ei fron ef yn ei lys yn y Ty Gwyn ar Dâf, lle y daeth efe ei hunan, ac a arhosodd yno.

Pa welas Hewel, eme an Danevell, kamm impliij kustumou e vro, e lakaas kerc'hat arc'heskob Ti Devi hag an holl eskibien arall a oa e Kembre, hag an holl dud a iliz uhel-renk a oa dindano, ma oant en holl seiz-ugent ; hag ouspenn, holl aotrounez, baroned hag uhelidi ar vro. Ha neuze e reas da c'houec'h eus ar re fura anezo e pep kombod dont dirazañ en e lez en Ti Gwenn war Dâv, e lec'h ma teuas-heñ e-unan, hag e chomas eno gant e uhelidi, eskibien, tud a iliz, hag e wizien e-pad ar C'horaïz o yuni hag o pedi da gaout skoazell ar Spered Glan e doare ma c'hellfe adurzia ha reiza lezennou ha kustumou Bro Gembre, e sell doujañs Doue hag evit gouarn ar poblou e peoc'h ha reizded.

Hag e dibenn ar C'horaïz, heñ a zilennas daouzek eus ar re fura anezo holl, gant an doktor brudet eus ar reiz Blegwryd, den fur desket-dreist, hag a c'hourc'hemennas d'ezo sellout piz ouz holl lezennou ha kustumou Kembre, ha dastum ar re a oa talvoudus, ha diskleria ar re a oa teñval hag arvarus, ha terri ar re a oa dreist-ezomm. Hag evel-se e kempennas teir lodenn eus ar Reiz, da lavarout eo da genta ar reiz a-zivout renerez al Lez, ha goskor ar Prins ; an eil a-zivout ar mererez-stad ; hag an trede a-zivout ar penna kustumou, hag ar gwiriou prevez. Ha neuze goude o lenn hag o embann, e lakaas skriva tri levr eus ar reiz ; da lavarout eo, unan da veza implijet dalc'hmat en e lez, an eil d'e virout en e lez en Aberfrao, hag an trede e lez Dinevor, e doare ma c'hallfe an teir Rann-vro o implijout hag o heulia pa vefe breudou. Ha da redia senti outo, heñ a reas d'an arc'heskob embann an eskumunugenn a-enep ar re holl a rafe penn outi.



gyda'i bendefigion, esgobion, eglwyswyr, a'i ddeiliaid drwy y Grawys mewn ympryd a gweddïau am gymorth yr Ysbryd Glân, modd y gallai adferu ac atgyweirio cyfreithiau a defodau gwlad Cymru, er anrhydedd i Dduw, ac er llywodraethu y bobloedd mewn heddwch a chyfiawnder.

Ac ym mhen diwedd y Grawys, efe a ddetholodd ddeuddeg o'r rhai doethaf o'r cwbl, gyda'r Doctor enwog o'r gyfraith Blegwryd, gwr doeth dysgedig iawn, ac a orchmynnodd iddynt chwilio yn fanwl holl gyfreithiau a defodau Cymru, a chynnull allan y rhai oeddent fuddiol, ac esbonio y rhai oeddynt dywyll ac amheus, a diddymu y rhai oeddynt arddigonaidd. Ac felly yr ordeiniodd efe dair rhyw o'r Gyfraith, sef yn gyntaf, cyfraith ynghylch Llywodraeth y Llys, a theulu'r Tywysog ; yr ail ynghylch y cyfoeth cyffredinol ; a'r drydedd ynghylch y prif ddefodau, a breiniau neilltuol. Ac yna, wedi eu darllen a'u cyhoeddi, y peris efe ysgrifennu tri llyfr o'r gyfraith ; sef un i'w arfer yn wastadol yn ei lys, a'r ail i'w gadw yn ei lys yn Aberffraw, a'r trydydd yn llys Dinefawr, modd y gallai y tair Talaith eu harfer a'u mynychu pan fyddai achosion. Ac i gymell ufudd-dod iddynt efe a beris i'r archesgob gyhoeddi ysgymundod yn erbyn y sawl oll a'i gwrthladdai hi.

## John Jones Glan y Gors

### AR STERENN DINDAN AR C'HOUMOUL

### AMERIKA HA FRANS

Ne zarvezas d'ar vodadeg a reas reolennou ha lezennou gouarnamant Amerika, tamm ebet ober eul lezenn da sevel deogou evit derc'hel beleien da lenn ha da brezeg eur gredenn bet graet gant ar Romaned pe an Durked, pe koz laeron bennak arall a oa hag a zo o tibourc'ha ar werin, ha kement-se en ano eur bilpous bennak a gredenn. Hogen emañ en Amerika distrob da bep den azeuli evel ma venno, ha paea evit ar gredenn a venno, pe baouez a baea evit kredenn ebet, mar kav kement-se ar gwella. Emañ perziermor Amerika ken digor, ha ken prest da resev an dud a fello d'ezo beva dieub, hag a c'hello tec'hout diouz ivinou ar vac'homerien, hag ez eo doriou an neñv da zegemer ar bec'herien eus krabanou Satan. Ha souezus oa dre se e ve tud onest, a zo c'hoant d'ezo kavout peoc'h ha justis, o vont di ; ha daoust d'ezo da c'houzañv buhez kalet war an derou, e vo o bugale-i desavet en eur vro dieub ! Emañ pep den eno o veva diouz e soñj e-unan ; ha ne deo ret d'ezañ plega da neb nemet da lezenn ar vro, ha n'eus ket eno eun den rok a-walc'h evit gervel pobl Amerika : — va fobl-me.

Pa en em zisklerias pobl Amerika dizalc'h diouz pep gouarnamant arall, ez oa kement-se evel sterenn beure ar frankiz ; ha daoust da roue Bro-Saoz kas soudarded evel koumoul da guzat ar sterenn, en em ziskouez a reas-hi ; ha pa zeuas gwent ar justis da



## John Jones Glan y Gors

### SEREN TAN GWMWL

### AMERICA A FFRAINC

Ni ddarfu'r gynulleidfa a wnaeth reolau a chyfreithiau llywodraeth America, ddim gwneuthur cyfraith i godi degymau i gadw offeiriadau i ddarllen ag i bregethu crefydd wedi ei wneud gan y Rhufeiniaid neu'r Tyrciaid, neu ryw wag ladron eraill, a oedd ac y sydd yn ysbeilio y werin, a hynny yn enw rhyw ragrith o grefydd. Ond y mae'r America yn rhydd i bob dyn addoli fel ag y mynno, a thalu at grefydd a fynno, neu beidio â thalu at grefydd yn y byd, os bydd ef yn gweled hynny'n orau. Mae porthladdoedd yr America mor agored, ac mor barod i dderbyn pobl a fo am fyw yn rhyddion, ac a fedro ddiengyd o ewinedd gorthrymwyr, ag ydyw pyrth y nef i dderbyn pechaduriaid o grafangau Satan. A oedd ryfedd gan hynny fod pobl onest sydd yn chwennych cael llonyddwch a chyfiawnder, yn myned yno ; ac er iddynt ddioddef caledfyd ar y cychwyn, mi fydd eu plant hwy yn cael eu dwyn i fyny mewn gwlad rydd ! Mae pob dyn yno yn byw wrth ei feddwl ei hun ; ac ni raid iddo ymostwng i neb ond i gyfraith y tir, ac nid oes yno yr un dyn mor rhyfygus â galw pobl America : — fy mhobl i.

Pan gyhoeddodd pobl America eu hunain yn rhyddion oddi wrth bob llywodraeth arall, yr oedd hynny megis seren fore rhyddid ; ac er i frenin Lloegr ddanfon milwyr megis yn gwmwl i orchuddio'r seren, ymddangos a wnaeth hi ; a phan ddaeth gwynt

